

# EXEMPL

## HA PUNITION

*Eus a ur Plac'h Yaouanq, pehini e deus bet ar grueldet da laza e fèrar C'hrouadur, condaonet da veza crouguet ha dêvet er guêr a Roazon.*

Var un ton nêvez.

SPERET-SANTEL, m'ho ped da rêi din al lumier,
Ar c'hraç da gomposi ur Verz spirituel,
Un exempl a zo guell drist hac ur melezour patant,
Ma rêi reflexion varni an dúd yaouanq.

Er blavez mil seiz cant ha tri ha daou-uguent,
An degvet a vis du, evit rêi da entent,

F'o escopti a Roazon, en dreo eus a Zant-Gloda,
Ec'h èruas ur màleur a ra d'an oll crena.



Ur femelen yaouanq, a lignez enorabl,
Eus a dud pinvidiq abers mam, abers tad,
A c'hanas daou vuguelic, er moment e voe tentet
D'o etrangli o daou hep beza badezet.



O c'heul ur guzul fall e qemeras ur bal,
E yas da gorn ar parq d'o flanta en douar;
Mes Doue oll-buissant en deveus bet permetet
Dre un aneval brutal m'ê ar c'hrim anavet.



Retorn a ras d'ar guêr da guz he fallenti;
He zad e remerqas, hac a c'houlas outi:
Va merc'h, pelec'h oc'h-u bet? gouall chenchet bras ho cavàn;
Dious al liou a zouguit e seblant e zoc'h clàn.



Respont a ras d'e zad gant un èr indifferant:
Me a vezo exempl da galz a dud yaouanq;
Va buez a verito beza partout publiet,
Ma tôï refloxion varni calz a blac'het,



He zad ouz e c'hlêvet a ras reflexion
Var he oll preposiou a douche e galon.
Ha possubl ve ta, va merc'h, e veu bet ous ho mezur,
Em be ur c'hrouadur da rêy din displijadur!

Da benn pêvar devez m'e d'oa grêt he zorfet;
He zad a yas d'ar parq da guerc'hat e loenet;
P'antreas e voe estonet o velet un aneval
E tenn'an daou vuguel ermès eus an douar.

Eus a zeis crouadur e deus bet va fried,
N'em eus nemet unan oun ganti glac'haret.
Lavaret mat e voa din em bije sur calonat
Dious va merc'h libertin abret pe divevat.

Redec a ras d'ar guêr n'eur goler ar vrassa,
Ma qemeras un hach en avis he laza;
Mes pa zonjas sqêi ganti, e Æl mat e inspiras
D'arrêti e goler, hac e verc'h a dec'has.

Quittat a ras an ty da vit he daou buguel

Ha o faqas o daou bars en he davancher,
Hac en em rentas gante e ty'n autrou Senechal
Da zisclêria dezàn he zorfejou barbar.

An Autrou p'e c'hlêvas a voe bras estonet,
A chomas ouz e dol evel un den mantret;
Ar bluen demeus e zorn a goeas crac digantâ;
Pa vel an daou vuguel e commanç da vouela.

Penaos, miserables! ec'h eus bet ar galon
Da laza daou vuguel hep caout compassion?
Ur bunission güell vras ac'h eus-te sur meritet,
A vezo hep dale ec'h enep prononcet.

An Autrou Senechal a gommand d'ur serjant
He laqat er prison neuze souden vatant
Eguêr demeus a Roazon, ha dindan seitec devez
E voe grêt he arêt ha juget he frocez.

Pa voe interrojet, ar justiç a estone
O clêvet ar plac'h-màn e tisclêrya he bué,
O velet peguer secret e ouze he oll c'hrimou;
Nemet puissanç Doue n'anaveze anezo.

Eus a bemp crouadur am eus laqet er bed,
Nemet unan zo beo; pêvar am eus lazet.
Den sur n'en deveus santęt va oll c'hrimou execrabl,
Nemet sur an daou-màn en deus gouezet va zad.

Ar c'henta a meus ganet e qichen qêr Vitre,
A dolis er rivier pa voe ganet gane;
Hac an eil a voa maro abars ma teuas er bed,
A blantis er bern teil e parc va amezec.

Ha nemet an drede zo chomet en bue;
Entre Kermaria e voe ganet ganén,
Er c'hissis prest d'ar porchet, hac eno e voe cavet
Gant daou zen ancien o tremen ar vêret.

Neuze voe condaonet da veza divisqet
Laqet en e c'herc'hen un invis roussinet,
Hac an amand henorabl a ranqas ive da ober
Gant un torch allumet dirac ilis Sant Pêr.

A dal ilis Sant Pêr bete ma voe rentet

E qicheo ar potanç, truez voa e c'hlêvet
O ouela, o teplori, o c'houleo digant Doue
Eus a greis he c'halon barados d'e ene.



Cri vije ar galon e Roazon na ouelje,
O clêvet ar plac'h-màn penaus e prezegue;
Ha pa bignas d'ar potanç e c'houlennas an amzer
Da instrui'r yaouanqis he asiste da vervel.

## REFLEXION.

Entrezoc'h, tud yaouanc, qement so o clêvet,
Comprenit er maro so diu-me preparet;
Evit va oll buez fall ha va disoboissanç
E ranqàn mervel mezus siouas ouz ur potanç!



Me zo ur plac'h certen a voa elevet mat,
Disqet e pep fêçon gant va mam ha va zad;
Demeus a zeis crouadur in tam c'harie ar muia,
Me ra bremã dezo var o zreid dizec'ha.



O rëo va unec vloas e voen-me recevet
Gant person va fares, gant henor ha respet,

Da ober va c'homunion etouez ar vugale;
Pemp bloas emeus bevet e carante Doue.



Da ben va c'hoezec vloas e voan bet debochet
Gant diou blac'h libertin hac o c'hamaradet,
Ma yên-me ganto bemnos ha d'ar bal ha d'an dançou :
Va mallos a bedàn gant an nep o heuillo.



Tadou ha c'houi mamou, mestrou ha mestrezet,
Instruit ho pugale hac o tomestiqet :
N'o lezit qet da vonet da nep seurt assamble
Na vezo tud honest e compagnunez gante.



Me zo hirio siouas melezour digor franc,
Diouallit eus ar bed, entrezoc'h plac'het yaouanq;
Pedit Doue d'o sicour hac e vam sacr ar Verc'hez
Da bellât diouzoc'h ar goal gompagnunez.



En em recomandi a ràn d'ho pedennou;
Pedit Jesus dre e c'haç d'am receo er joayou;

Mont à rànqàn d'ar maro, pa e meus en meritet:
Pardon a c'houlennàn ous qement zo o clêvet.



Quittât ràn ar bed-mâ leun a dristidiguez :
Va Jesus adorabl, ho pet ouzin truez !
Mervel rin ouz ur potanç, ha va c'horf paour
vô dêvet,
Al ludu anezàn gant an avel strinqet.



Comprenit va buez, entrezoc'h, bugale ;
Oboissit d'ho tud, balamour da Zoue,
Hac e vezot sur un deiz oll da veza curunet
Gant Jesus en e c'hloar en pales an Drindet.

FIN.






E Montroulez, eus a Impr. Lédan.

